WIKIPEDIA

# Afrikaneg

An **afrikaneg** (anv genidik : *Afrikaans*) zo ur yezh deveret eus an nederlandeg a gomzer e penn suañ Afrika, dreist-holl e Suafrika hag e Namibia. Degaset e voe di er XVIIvet kantved gant trevadennerien eus an Izelvroioù.

Talvezout a ra an anv *afrikaans*, e nederlandeg, kement hag *afrikaneg*.

| Afrikaneg (*Afrikaans*) | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Suafrika, Namibia, Botswana |
| Rannved : | Afrika |
| Komzet gant : | 6 000 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù germanek<br>▪ Yezhoù germanek ar c'hornôg<br>▪ Yezhoù frankek izel<br>▪ **Afrikaneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Suafrika |
| Akademiezh : | *Die Taalkommissie* [1] |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | af |
| ISO 639-2 | afr |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | afr (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=afr) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Istor

Ur yezh indezeuropek eus skourr yezhoù germanek ar c'hornôg eo an afrikaneg. Deveret eo eus ar rannyezhoù nederlandek a veze komzet e Holland en XVIIIvet kantved. Abaoe ar mare-se eo emdroet ar yezh komzet e Suafrika en he fart hec’h-unan, en un doare disheñvel diouzh nederlandeg an Izelvroioù. Aet eo war eeunaat e meur a geñver.

Betek kreiz an XIXvet kantved e oa ur yezh komzet hepken, rak e nederlandeg eo e skrive he c’homzerien. *Nederlandeg ar C'hab* a veze graet eus ar yezh komzet. Levezonet eo bet geriaoueg an afrikaneg gant meur a yezh all : saozneg, yezhoù bantouek, yezhoù koiek-sanek, ha yezhoù all c’hoazh eus India, Malezia, Madagaskar. E dibenn an XIXvet kantved hepken e voe kroget da sellout ouzh an afrikaneg evel ur yezh distag diouzh an nederlandeg hag e 1925 e voe lakaet da yezh ofisiel e Suafrika, e-kichen an nederlandeg hag ar saozneg. Hervez bonreizh 1996 ez eo an afrikaneg unan eus yezhoù ofisiel Suafrika, e-kichen ar saozneg ha nav yezh all (ndebeleg, xhosaeg, zouloueg, sothoeg an norzh, sothoeg ar su, tswaneg, swatieg, vendeg, tsongeg).

## Stad ar yezh

An trede yezh muiañ komzet e Suafrika eo an afrikaneg, goude ar zouloueg hag ar xhosaeg. Hervez niveradeg 2001 e vefe komzet, evel yezh kentañ, gant 6 milion a dud e Suafrika (13% eus poblañs ar vro). Ar yezh muiañ komzet eo e proviñsoù ar c'hornôg (69,3 %, en *Northern Cape* ha 59,2 % er *Western Cape*), an eil vuiañ e-kreiz ar vro (16,7 % e *Gauteng*, 14,5 % e *Free State*, 9,6 % en *Eastern Cape*, ha 7,5 % e proviñs an *North West*) ; kalz nebeutoc'h e vez komzet e proviñsoù ar reter (8,3 % e *Mpumalanga*, 2,2 % e *Limpopo* ha 1,6 % e *KwaZulu-Natal*).

Peogwir e oa an afrikaneg yezh saverien an apartheid, e soñjer alies ez eo ur yezh kaozeet gant tud wenn hepken. Ha koulskoude e weler, en niveradegoù hag en enklaskoù graet diwar-benn ar yezhoù, e vez komzet gant tud all ivez : diwar an 5.983.423 a dud eus Suafrika a ra gantañ er gêr, n'eus "nemet" 2.536.907 (pe 42,4%) zo gwenn. An darn vrasañ eus an afrikanegerien zo hironed : 3.173.970 (pe 53,0%). Ouzhpenn se e vez komzet afrikaneg er gêr ivez gant 253.279 a dud du (4,2%) ha gant 19.267 a dud eus Azia (0,3%). E-touez ar re wenn, ez eus 59% a gomz afrikaneg ha 39% a ra gant ar saozneg ; e-touez an hironed ez eus 79% a gomz afrikaneg ha 19% a ra gant ar saozneg.

Hervez ar vonreizh savet e 1994, ez eo an afrikaneg unan eus yezhoù ofisiel Suafrika, e-kichen ar saozneg ha nav yezh all. Kement-se a dalvez en deus kollet un tamm pouez er vro, diwar-goust ar saozneg alies, pa vez kaozeet ar yezh-se da eil yezh gant kalzig a dud.

Bev-mat eo an afrikaneg koulskoude, gant kalz kazetennoù, kelaouennoù hag abadennoù er skingomz hag er skinwel.

Daoust m'eo pellaet an afrikaneg diouzh an nederlandeg e-pad an tri c'hantved tremenet, ez eus c'hoazh kalz traoù boutin etre an div yezh : 85% eus geriaoueg an afrikaneg a c'hell bezañ komprenet gant tud an Izelvroioù hag aes e vez d'an afrikanegerien deskiñ nederlandeg.



Dregantaad an afrikanegerien e proviñsoù Suafrika.
* Glas-teñval : ouzhpenn 50%.
* Glas-sklaer : etre 10 ha 50%.
* Melen : dindan 10%.

## Keñveriañ an afrikaneg gant yezhoù all

| Afrikaneg | Nederlandeg | Alamaneg | Saozneg | Brezhoneg |
|---|---|---|---|---|
| aksie | actie | Aktion | action | ober |
| baba | baby | Baby | baby | babig |
| bed | bed | Bett | bed | gwele |
| boek | boek | Buch | book | levr |
| broer | broer | Bruder | brother | breur |
| dogter | dochter | Tochter | daughter | merc'h |
| eet | eten | essen | eat | debriñ |
| en | en | und | and | ha |
| kat | kat | Katze | cat | kazh |
| lughawe | luchthaven | Flughafen | airport | aerborzh |

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| maak | maken | machen | make | ober |
| my | mijn | mein | my | ma |
| oop | open | offen | open | digeriñ |
| skool | school | Schule | school | skol |
| vyf | vijf | fünf | five | pemp |
| vir | voor | für | for | evit |
| wat | wat | was | what | petra |

# Liammoù diavaez

- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=afr) (saozneg)
- De Roepstem (http://www.roepstem.net/engels.html) (saozneg)
- Learn Afrikaans online (http://www.afrikaans.us)
- Geriadur afrikaneg-saozneg ha liammoù gant lec'hiennoù en afrikaneg (http://www.majstro.com/Web/Majstro/taleninfo/afr_en.php) (afrikaneg ha saozneg)
- Geriadur Freelang afrikaneg-galleg (http://www.freelang.com/dictionnaire/afrikaans.html)
- Die Federasie van Afrikaanse Kultuurvereniginge (FAK) (http://www.fak.org.za/)

# Notennoù

1. *Die Suid-Afrikaanse Akademie vir Wetenskap en Kuns (http://www.akademie.co.za/)*

| Broioù nederlandek hag izelfrankek | | |
|---|---|---|
| **Nederlandeg** | Ofisiel | Izelvroioù · Aruba · Curaçao · Sint Maarten · Surinam · Belgia · Unaniezh Europa |
| | Diofisiel | Frañs · Indonezia · Alamagn (kleverlandeg) |
| **Afrikaneg** | Ofisiel | Suafrika |
| | Diofisiel | Namibia |